WIKIPEDIA

# Brakiosaor

Ar brakiosaor a oa ur genad a dinaosored sauropod a veve e pad ar juraseg diwezhat. Eus ar gresianeg *brachion/βραχιων* (brec'h) ha *sauros/σαυρος* (glazard) e teu e anv. Tapout a reas an anv-se abalamour e oa hiroc'h e bavioù a-raok eget e bavioù a-dreñv.

E pad pell e voe kredet e oa eñ an aneval brasañ en defe bevet war an Douar. N'eus ket pell 'zo avat ez eus bet dizoloet e c'helle un nebeut titanosauridae (an Argentinosaurus da skouer) bezañ pounneroc'h eget ar brakiosaor. War a seblant e oa un ezel all eus kerentiad ar vrakiosaoridae, Sauroposeidon, brasoc'h eget ar brakiosaor ivez. Ouzhpenn-se e vije, hervez klaskourien'zo, ar fosil gwellañ miret eus brakiosaor e gwirionez fosil ur Giraffatitan.

War a greder e c'helle ar brakiosaor muzuliañ 25 metrad hag e benn a c'helle tizhout 13 metrad a-us d'an douar. Fosiloù miret falloc'h a ro da soñjal e c'hellfe pennoù'zo bezañ 15% brasoc'h. N'anavezer ket e pouez en un doare resis. Hervez ar glaskerien e c'hellfe tizhout etre 15 ha 78 ton.

| Brakiosaor | |
|---|---|
| Ur brakiosaor | |
| **Rummatadur filogenetek** | |
| Riezad : | Animalia |
| Skourrad : | Chordata |
| Kevrennad : | Sauropsida |
| Usurzhad : | Dinosauria |
| Urzhad : | Saurischia |
| Isurzhad : | Sauropodomorpha |
| Danisurzhad : | *Sauropoda* |
| Kerentiad : | Brachiosauridae |
| Genad : | *Brachiosaurus* |
| **Spesadoù** | |
| *B. altithorax* (type)<br>*B. atalaiensis*<br>*?B. (Giraffatitan) brancai* | |
| **Pelec'h e veze kavet** | |
| Amerika an Hanternoz , Afrika | |
| **Prantad** | |
| Juraseg uhel, ~195-135 Ma | |
| D'ar vevoniezh e tenn ar pennad-mañ. | |